WIKIPEDIA

# Bourouchaskeg

Ur yezh digenvez eo ar **bourouchaskeg** (*Burushaski*, [buˈrʊɕaski]) komzet gant tro-dro da 50 000-60 000 den e traoñiennoù Hounza, Nagir, Yasin ha Gilgit e hanternoz Pakistan.

Teir rannyezh ez eus: hini Hunza, hini Nagar hag hini Yasin. Dre vras e kreder ez eo glanoc'h rannyezh Yasin, met implijet e vez rannyezh Hunza evit ober gant ar yezh dre skrid evel un doare yezh unvan.

Daoust ma vez kavet er bourouchaskeg meur a c'her o tont eus an ourdoueg, ar khowareg hag ar chineg ez eo sklaer n'eus liamm familh ebet etreze.

Gwechall e oa bet klasket diskwel e oa liammet ar bourouchaskeg ouzh ar sumereg, an euskareg, ar yezhoù kaokazek pe c'hoazh ar yezhoù dravidek met bremañ e ouzer n'eus ket a liammoù etre ar bourouchaskeg, yezh digenvez, ha familh-yezh ebet all.

**Bourouchaskeg (*Burushaski*)**

***N'emañ ket en arvar***

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Pakistan |
| Rannved : | Karakoroum |
| Komzet gant : | 60 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezh digenvez |

- **Bourouchaskeg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | |
| ISO 639-2 | |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | BSK (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=BSK) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez:

- Yezhoù digenvez